D. *De biüe é teliér reign er Sacremant-mann ?*

R. D'enn dut clan deit d'enn oüait à ræson hac e zou énn dangér à varüe.

D. *A ret ú gortoz ma vehair énn article déuêhan ac er marüe eit receu er Sacremant-mann ?*

R. Nepas, rac enn nemp er receu guet é squent vat hac ur jugemant parfait, e zou é stad de hum breparign guél eit er receu, ha de dennign mui à bourfit à nehou.

D. *A éllign e rér receu er Sacremant-mann estroh eit ur uéh ?*

R. Ya, meit ne vou ér memp dangér à varüe.

D. *Penaus é teliér hum breparign eit receu er Sacremant-mann ?*

R. Red ú d'unn dein coveſſat, mar guél, ha ma ne éll, ret ú dehou d'er bihannan tout henn dout ur hé bras à é behédeu, guet enn deſir ac enn Aſſolvénn.

QENTEL DECVET.

Ac enn Urh.

D. *PEtrá ú er Sacremant à Urh ?*

R. Ur Sacremant dré béhani certæn tud e vé conſacret de chervige enn

Ilis ha dré béhani é receüant er pouvoér hac er græsse de hum acquittign santélemant ac er hargueu ou dés énn Ilis.

D. *É péh stad é teliér receu er Sacremant-mann?*

R. Red û bout é stad à græsse Doué, ha bout choéget guet ou eit er hargueu santéle-zé.

D. *Pet sorte Urh zou?*

R. Seih: tri à ré vras e hanniüér sacret, ha puar e hanniüér Urheu bihan.

D. *Péré û enn tri Urh sacret?*

R. Enn Urh à Soudiacre, enn Urh à Ziacre, hac enn Urh à Vêlec.

D. *Peré û enn Urheu bihan?*

R. Enn Urh à Borhér, enn Urh à Lecteur, enn Urh à Exorciste, hac enn Urh à Acolythe.

D. *Perac é mant-int hanniüet Urheu bihan?*

R. Rac ou Officeu n'enn dint quet quen ihuéle, ha rac ma h'éll er ré e hum ingage énn Urheu-zé changign hou stad à pe garant.

D. *Petra û enn Tonsure Cléricale?*

R. Ur cérémonie e laqua ér stad à gloéregueah, hac e brepare d'enn Urheu sacret.



## QUENTEL UENNECVET.

### Ac er Priédeleah.

D. *PEtra û er Sacremant à Briédeleah?*

R. Ur Sacremant e fantefi enn alliance légitime étré enn dein hac er voéz, e ra dehé er græsse de viüign fantélemant ér stad-cé, ha de zessaüe hou bugalé revé el Lézenn à Grechéneah.

D. *Piüe enn dés institued er Priédeleah?*

R. Enn Eutru Doué enn dés ean institued ér hommancemant ac er bet, ha Jésus-Chrouist enn dés ean laqueit de vout ur Sacremant.

D. *Guet piüe é teliér receu er Sacremant mann?*

R. Ret û é présance puar teste er receu guet Person unan ac enn neu barti e venn hum alliign, pé guet ur Bêlec enn dés à berh er Person, pé à berh enn Eutru Escob commission d'ou zeraidign.

D. *É pèh stad é teliér bout eit receu er Sacremant mann?*

R. Ret û bout libre à bep sorte ampéchemant, hac é stad à græsse Doué.

D. *A permettet û d'er vugalé dimêign hemp permissïon hou hérent ?*

R. Nepas, ur péhét bras ér hum ingagign énn ur stad él henneh einep de volanté just ha résonable er ré de beré é teliér aboeïssance.

D. *Enn tadeu ha mameu à int e ell contraign hou bugalé de zimêign ?*

R. Nepas abusign à hou autorité vehé quement-cé.

D. *Petra e denn quement à valdietioneu ar uhn nombre quer bras à zimêigneu.*

R. Er bihan à soign e guémérér à gonsultign enn Eutru Doué quent hum ingagign, er bihan à zévotion guet péhani é receuér er Sacremant-mann, hac er plégeadurieu dihuennet, él mei er houvieu bras, er banquetteu, er banhuézeu saffarus, er hroolleu, hac enn débaucheu de beré enn hum abandonnér enn dé memp ma receüér er Sacremant-m ann.



# CHAPISTRE HUEHVET.

*Ac er Bedénn.*

## QUENTEL QUETAN.

### Ac er *Pater.*

D. *Petra û er Bedén?*
R. Ur faüe à hunn fpéret hac à hunn halon tremaha Doué eit henn adorign ha goulenn guet ou hunn dobérieu.
D. *Penaus é ma ret pedign?*
R. Ret û pedign guet purtæt à intantion, guet attantion, humilité, confiance, tuemdér ha perfévérance.
D. *Péhani û enn excélantan pedénn e éllamp gobér de Zoué?*
R. Er *Pater noster.*
D. *Perac é ma er Bedénn-zé quen excélant ha quen agréable de Zoué?*
R. Rac hunn Salvér Jésus-Chrouist enn dés hi compofet, ha comprenet énn hi énn bérr guirieu ol er péh e zeliamp goulenn guet Doué eit é hloére ha hunn falvedigueah.

## D. *Laret er* Pater *é Latin.*

R. PAter noster qui es in Cœlis ;
1. Sanctificetur Nomen tuum.
2. Adveniat regnum tuum.
3. Fiat voluntas tua sicut in Cœlo & in terrâ.
4. Panem nostrum quotidianum da nobis hodiè.
5. Et dimitte nobis debita nostra, sicut & nos dimittimus debitoribus nostris.
6. Et ne nos inducas in tentationem.
7. Sed libera nos à malo. Amen.

## D. *Laret er* Pater *énn Brehonnéc.*

R. HUnn Tad péhani zou énn Nean,
1. Hou ç'Hannüe bét santefiet.
2. Hou Ranteleah degaffet temp.
3. Hou volanté bét groeit ar enn doar él énn Nean.
4. Reit-temp hinihüe hunn bara pamdiéc.
5. Ha pardonnet-temp bunn offanceu, él ma pardonnamp d'er ré enn dés hunn offancet.
6. N'hunn délausquet quet énn tantation.
7. Mæs délivret ni ag enn drouc. Amen.

## EIL QUENTEL.

### Explication 'ac er *Pater*.

D. *PErac é venn enn Eutru-Doué ma her galhüehemp* hunn Tad ?

*R.* De guetan rac mann dés hunn hrouëet ha quemëret eit é vugalé, enn eil ræson û eit hunn laquat d'er pedign guet confiance.

D. *Perac é laramp-ni* hunn Tad, *ha ne pas* me Zad?

*R.* Eit degafs chonge temp é ma bredér ol er Grechenion, hac é teliant pedign enn eil eit éguilé.

D. *Perac é laret-hui*, pébani zou énn Nean ?

*R.* Rac énn Nean û é ra enn Eutru Doué fplannign é hloére, ha rac mei énn Nean él énn hunn güir bro é teli bout enn ol desirieu à hunn halon.

D. *Petra é oulennamp-ni à pe laramp*: hou ç'Hannüe bét fantefiet ?

*R.* Ni e oulenn ma vou hannaüet, inouret, caret ha cherviget en Eutru Doué dré enn ol tud ha dré omp-ni énn particuliér.

D. *Petra e oulennamp-ni enn ur laret*: hou Ranteleah dégaffet temp ?

*R.* Ni e béd Doué de driomflign énamp

dré é græsse, ha d'hunn laquat de driomsign guet ou énn é hloére durant unn éternité.

**D.** *Petra e oulennamp-ni guet Doué enn ur laret:* hou volanté bét groeit ar enn doar él énn Nean.

**R.** Ni e oulenn guet Doué er græsse d'obér é volanté, de souplign édan di é pep tra, ha ma hé accomplissou enn dud ar enn doar él ma hé accomplis enn Ælet hac er Sent ér Baradouès.

---

QUENTEL TAIRVET.

Suite à Explication er *Pater*.

**P**Etra e oulennamp-ni enn ur laret: reit temp himhüe hunn bara pamdiéc.

**R.** Ni e oulenn guet Doué ol er péh e zou necessére demp pep dé eit dobérieu enn inéan ha ré er horf.

**D.** *Petra e oulennamp-ni enn ur laret:* pardonnet-temp hunn offanceu él ma pardonnamp d'er ré enn dés hunn offancet?

**R.** Ni e hannaüe dirac Doué é homp pehérion, hac eit bout pardonnet guet ou ni e zisclére é pardonnamp à greis hunn halon d'unn anemizét.

**D.** *Er ré ne vennant quet pardonnign à*

*int e ell bout ingorto é pardonnou dehé enn Eutru Doué?*

*R.* Nepas, dré er goulenn mann ac er *Pater* ni hannaü ne bardonnou quet demp enn Eutru Doué meit quement ma pardonnehemp.

D. *Petra e oulennamp-ni enn ur laret :* n'hunn délausquet quet énn tantation ?

*R.* Ni e béd Doué ne bermettou quet ma vehemp tantet é fesson er bet, pé de reign demp er græsse de resistign doh enn ol tantationneu, ba de zougue er victoère ar nehé.

D. *Petra e oulennamp-ni enn ur laret :* délivret ni ag enn drouc?

*R.* Ni e béd Doué d'hunn délivrign à visérieu er vuhé préfant, à anemizét hunn salvedigueah, ac er pebét, hac ac enn dannation éternéle.

---

QUENTEL PEDAIRVET.

Ac enn *Ave Maria.*

D. *A Ni e zeli pédign er Uirhiés, enn Ælet hac er Sent?*

*R.* Ya, ni e zeli adressign dehé hunn pédenneu eit méritign ou intercession dehét enn Eutru Doué.

D. *A ni e béd er Uirhiés, enn Ælet hac*

*er Sent, ér memp fesson ma pedamp enn Eutru Doué?*

*R.* Nepas, ni e béd Doué, él mamménn ac enn ol madeu, de reign demp enn treu à beré unn nés dobér, ha ni e béd er Uirhiés, enn Ælet hac er Sent de oulenn enn treu-zé aveit omp ha guenemp énn Hanniie Jésus-Chrouist.

D. *Péhani ú enn excélantan ac er pédenneu e ra enn Ilis d'er Uirhiés?*

*R.* Enn *Ave*, *Maria.*

D. *Laret enn* Ave, Maria.

AVe, Maria, gratiâ plena, Dominus tecum, benedicta tu in mulieribus, & benedictus fructus ventris tui, Jesus. Sancta Maria, Mater Dei, ora pro nobis peccatoribus nunc & in horâ mortis nostræ. Amen.

D. *Laret enn* Ave, Maria *énn Brehonnéc.*

*R.* ME hou salud, Mari, lan à græsse, Enn Eutru Doué zou gueneoh, hui zou beniguet étré enn ol grouagué, ha beniguet ü er fréh à hou corf, Jésus. Santés Mari, Mam de Zoué, pédet aveit omp pehérion bremen hac énn ære à hunn marüe. Amen.

D. *A unn dra vat ü laret er Chapelet?*

*R.* Ya, ha quement-cé e zeli bout conseillet, é special d'er ré ne ouyant quet lénign.

## Quentel Puemvet.

### Excelcice ur Hrechein.

D. *Petra e zeli ur Hrechein gobèr à pe zihune?*

R. Ean e zeli gobèr sine er Groëz, reign é galon de Zoué, hac hum usquign modestemant.

D. *Petra è zeli ean gobèr goudé mann dès hum usquet?*

R. Ean e zeli quemér deur beniguet, ha hum laquat ar benneu é zeulin dirac ul Limage benac à zévotion eit gobèr e bedénn.

D. *A ur faute bras e ra er Grechénion peré n'ou dès quet soign à laret hou phedenneu de vitin ha de noz?*

R. Ya, manquign e rant de unan ac enn devérieu à Grecheneah.

D. *A aubleget ù enn tadeu ha mameu, mæstre ha mæstrezet d'ou dout soign ha sourci à ober d'ou bugalé ha servitæron hum acquittign fidèle ac enn excelcice santèle-mann?*

R. Ya, mar dint caufe dré hou lizidantet d'er ré e zou édan ou autorité de vout tud hemp devotion, int e rantou conte à'·guement-cé d'enn Eutru Doué.

D. *Ur Hrechein ne zeli ean gobér é bossible eit assistign pamdé énn Overénn?*

R. Jeaugign e ra ma h'assistou énn hi quel liés güeh ma h'éll er gobér hemp domage na diaezemant bras er bet.

D. *Petra e zeliamp-ni gobér durant enn Overénn?*

R. Ret û chongeal é Marüe ha Passion, hunn Salvér Jésus-Chrouist, hac énn union guet é véliteu adorign Doué, goulenn guet ou pardon à hunn pehédeu, enn trugairécat ac er vat enn dés groeit temp, hac er pédign de gontinuign é vadeleah énn unn hevér.

D. *Petra e zeli ur Hrechein gobér durant é labour?*

R. Quent er hommance ean e zeli enn auffrign de Zoué, andure é penigénn à é behédeu er boén enn dés doh er gobér, ha chongeal liés é présance enn Eutru Doué.

D. *Penaus é zeli ur Hrechein hum gomportign énn é bredeu?*

R. Ean e zeli: 1. Pedign enn Eutru Doué de durel é vénédiction ar er boued e ya de guemér. 2 Bout réglet mat énn yvéd hac énn débrign. 3. Laret græsse énn achémant ac é bred.

D. *Petra e zeliér gobér á pe sonne enn horloge?*

*R*. Ret û gobér fine er Groëz, ha laret: Menn Doué, reit deign er græffe de gonduiign ur vuhé vat, ha d'em bout ur marüe mat.

D. *Petra e zeliamp-ni gobér à pe zamp de hanaouit enn unn nés offancet Doué?*

*R*. Ret û gobér un Acte à Gontrition, quemér er résolution de goveffat prestan ma h'éllehemp, ha mar guellamp, hum aublegign à hanamp hunn huénan d'obér ur benigénn benac, e rei demp hum zerhel guél ar hunn goard énn amzér de zonnéd.

D. *Doh petra é teli ur Hrechein évéhat énn é zivertiffemanteu?*

*R*. Ne zeli quet impléign paud amzér énn hé, ean e zeli enn dout foign à bellat doh er hompagnoneahen dangerus, ha quittat ol enn deverranceu dihuénnet el meï er ré é peré é h'éllér péhign einep d'er garanté doh enn Neffan, pé einep d'er modefti ha d'enn honeftifs.

D. *Petra e zeliér gobér de noz quent monnéd de gouſquet?*

*R*. Ret û bum laquat ar bénneu enn déulln, gobér er bedénn, enn examenn à gouffiance, quemér deur beniguet, hum ziufquign guet modefti, ba derhel de chongeal énn unn dra vat benac bét que ne vehair coufquet.

# INSTRUCTION HIRROH

*Ar er Govézion hac er Guemunion.*

## CHAPISTRE QUETAN.

*Ac er Benigénn.*

### Quentel Quetan.

Ac enn Examenn à gouffiance.

**D.** *Pet tra zou necessére eit gobér ur Govézion vat ?*

**R.** Puemp tra : er hetan examinign erhat hunn houffiance ; enn eil ur güir qué hunn bout offancet Doué ; enn drivet ur ferme propos n'enn offancehemp muj ; er buarvet enn dicclération à hunn pehédeu groeit d'ur Bêlec approuvet ; er buemvet ur güir desir d'obér satisfaction de Zoué ha d'enn Neffan.

**D.** *Petra ú enn Examenn à gouffiance ?*

**R.** Unn inclasque perhuéh e ramp à hunn ol pehédeu.

**D.** *Pet forte à Examen à gouffiance zou ?*

**R.** Deu forte : unan e zeliér gobér de noz

ac enn ol pebédeu commettet durant enn dé, enn aral à p'um breparér de goveſſat.

D. *Petra e zeliamp ni gobér eit examinign erhat hunn houſſiance?*

R. Ret û hum dénn énn ul léh benne à goſté, hum laquat ar benneu hunn déulin, ha goudé hunn bout goulennet guet Doué græſſe ha ſclærdér eit banaiign hunn pehédeu, afféign hunn bout chonge ac er circonſtanceu différant é peré unn nés ræſon de zougign à hunn bout offancet Doué. Par example, el léhieu é peré é homp bet, enn dut unn nés hantet, enn afférieu unn nés bet.

D. *Ar betra é teliér hum examinign?*

R. Ar Gourhemenneu Doué ha rë enn Ilis, ar er pehédeu Capital, hac ar enn aubligationeu enn dés pep unan énn é ſtad.

D. *Enn Examenn à gouſſiance à ean zou abſolumant neceſſére?*

R. Ya, rac er ré n'enn dés quet ſoign à her gobér, e hum laqua énn dangér à lezel lot à hou phehédeu hemp hou hoveſſat.

D. *De betra é chervige enn Examenn à gouſſiance e rér pep dé?*

R. D'ober demp hum zerhel gitel ar hunn goard, é huélet hunn fauteu pamdiéc, d'unn bout qué à nehé, ha d'unn laquat é ſtad d'obér erhat enn Examenn e zeli bout groeit quent er Govézion.

EIL

EIL QUENTEL.

## Ac er Gontrition.

D. *Ét conditionneu e zeli enn dout er Gontrition ?*

*R.* Pedair : ret û ma vou interior, surnaturéle, souveréne ha générale.

D. *Petra e antandet-hui, pe laret e teli er Gontrition bout interior ?*

*R.* Mé antand é teli donnet ac enn donn ac er galon, ha n'enn du quet afés ma vou ar blein unn tead, na ma rehemp à végue Aċteu à Gontrition.

D. *Petra e signifi é teli er Gontrition bout surnaturéle ?*

*R.* De laret û é teli bout laqueit ér galon dré er Spéret-Santéle, hac é teli bout diazéet ar er ræsonieu ha gùirionéeu e anseign demp er Fé.

D. *Petra e antandet-hui, pe laret é teli er Gontrition bout souveréne ?*

*R.* Mé antand é teliamp hunn bout mui à gué ac enn offence unn nés groeit de Zoué, eit ac enn ol drougueu à ellehé arriüe guenemp.

D. *Petra e signifi é teli er Gontrition bout générale ?*

*R.* De laret û é teliamp hunn bout qué d'er bihanñan ac enn ol pehédeu ma-

ruéle à beré é bomp cablus.

D. *N'enn dés meit er Gontrition parfait e zeli hé dout er honditioneu zé ?*

R. Er Gontrition imparfait, e hanniér attrition e zeli éué abfolumant hé dout-int.

D. *A neceſſére û ma ſantehemp er hé unn nés à huun pehédeu mui eit ne ſantamp er hé unn nés dré enn occaſion ac enn drougueu aral e arriüe guenemp ?*

R. Nepas, n'enn du quet neceſſére quement-cé, aſſés û ma vehemp preſt d'andure pep ſorte drouc quentoh eit offancign Doué.

D. *Petra e zeliamp-ni gobér eit hunn bout ur gùir Gontrition ?*

R. Ret û hé goulenn guet Doué hac eit hé ſecour de ziſquen énn unn halon ret û chongeal énn inormité ac er pehét péhani e outrage unn Doué er vammenn ac enn ol ſanteleah, conſiderign erhat hunn ingratitud énn andrét er güellan ac en ol Tadeu, chongeal à barfait è omp bet dré huun pehédeu cauſe de Varüe ha Paſſion hunn Salvér Jéſus-Chrouiſt, enn unn nés collet ur recompanſe hemp ſom ha hemp fin, hac unn nés mélitet er poénieu ac enn ihuern.



## QUENTEL TAIRVET.

### Ac er Ferm propos.

D. *Petra ú enn drivet tra necessère eit gobér ur Govézion vat?*

*R.* Er ferm propos.

D. *Petra ú er ferm propos necessère eit gobér ur Govézion vat?*

*R.* Ur gùir ha ferm résolution n'offance-hair mui enn Eutru Doué.

D. *Doh péh mercheu é h'éll unn dein ha-naouit enn dés ur ferm propos?*

*R.* Dré er changemant à é oal vuhé; dré er foign enn dés à bellat doh enn occa-sioneu à behet, ha doh er boén e laqua de zistrugign é fal accustumanceu.

D. *Peré ú enn occasioneu à behét doh peré é vér absolumant aubleget de bellat?*

*R.* Enn occasioneu tostan.

D. *Peré ú enn occasioneu tostan à behét quemunnan?*

*R.* Bout zou à zeu sorte : ré e zougue à nehé hou huénan d'er pehét, réral n'enn dint occasion à behét meit de certæn tud hac é certæn circonstanceu.

D. *Reit-temp unn example ac enn neu sorte zé à occasioneu tostan?*

*R.* Enn hantifs à dut youanc pautrét ha mer-hét hardéh en eil doh éguilé, e zou

unn occasion ac er fort quetan ; enn da-
varn eit unn dein taulet guet er guin,
e zou unn occasion ac enn eil forte.

D. *Penaus é ret-hui unn Acte à Contrition ?*

*R.* Menn Doué, qué bras e més mem bout hou ç'offancet, rac ma hoh infinimant mat, infinimant digne de vout caret, ha rac ma tisplége er pehét deoh, me més ur volanté ferm ne retournign mui debou dré hou cræsse.

---

QUENTEL PEDAIRVET.

Ac er Govésion.

D. *PÉh conditioneu e zeli enn dout ur Govézion vat ?*

*R.* Ret û ma vou humble, sincère hac antiér.

D. *Petra e antandet-hui enn ur laret e teli er Govézion bout humble ?*

*R.* De laret û ne zeli quet unn dein laret é behédeu él unn histoére, mæs hum accusign à nehé él ur hriminéle e avoé é dorfait doh treid é Juge.

D. *Petra e antandet-hui dré ur Govézion sincère ?*

*R.* Mé antand ur Govézion e ra unn dein hemp clasque excuse er bet, hemp bihannat, na cresquign é bebédeu.

**D.** *Petrà e antandet-hui, pe laret é teli er Govézion bout antiér?*

**R.** De laret û é teli unn dein hum accusign d'er bihannan ac enn ol pehédeu marüéle à beré enn hum gave cablus goudé enn dout hum examinet mat; laret gûéllan ma h'éllou enn nombre, enn natur à nehé, er circonstanceu e gresque bras er malice à nehé, hac er ré e change enn espèce à nehé.

**D.** *Reit-temp unn example ac ur circonstance pehani e gresque er pehét, hac à béhani é ma ret hum accusign?*

**R.** Henn dout lairet unn dein peur, e zou é fæd à laironci ur circonstance péhani e gresque er pehét.

**D.** *Reit-temp unn example ac ur circonstance péhani e change enn espèce ac er pehét?*

**R.** Henn dout lairet un dra consacret de Zoué, e zou nepas hemp quin ul laironci, mæs éué ur sacrilege.

## Quentel Puemvet.

### Suite ac er Govézion.

**D.** *ER pehédeu e ancoha unn dein à govessat hemp n'enn dû dré é faute à int vé pardonnet dré enn assolvenn?*

**R.** Ya, Doué e bardon er pehédeu an-

coheit, à pe n'enn dû dré hunn faute é mant het ancoheit.

**D.** *A pe za chonge temp ac er pehédeuzé arlerh er Govézion, à aubleget ompni de hum accusign à nehé goudé?*

*R.* Ya, penaus benac m'enn dint bet pardonnet, ret û neoah hou hoveffat.

**D.** *Unn dein zou ênn arvar à ean zou cablus ac ur péhét mariüéle ênn particulier, à ean zou aubleget de hum accusign à nehou?*

*R.* Ya, ean e zeli en difclériign éll unn dra ne oér quet juste à ean enn dés ean groeit, pé n'enn dés quet.

**D.** *Unn dein zou ênn arvar, à ur pehét zou mariüéle, pé véniéle, à ean zou absolumant aubleget d'er hoveffat?*

*R.* Ya, à p'er huhehé expiefs, ean e rehé ur Govézion facrilege.

**D.** *Petra e zeli gobér unn dein enn dés bet er malur d'obér ur Govézion facrilege?*

*R.* Ean e zeli hé hommance él à bénn, hac ol er Hovézioneu aral enn dés groeit hé goudé.



## QUENTEL HUEHVET.

Suite ac er Govézion.

D. PEtra e zeliamp-ni gobér enn ur gommance hunn Hovézion?

R. Ret û ar benneu en deulin dehét hunn Hovézour gobér sine er Groéz, pléguign unn nebedic er pénn hac enn discoé, ha goulenn guet ou er vénédiction enn ur laret é latin : *Benedic mihi, Pater, quia peccavi*; pé énn brehonnéc : Me Zad spirituéle, reit teign hou pénédiction, rac ma més péhet; goudé ret û laret er *Confiteor* bet *meâ culpâ*.

D. *Petra e zeliamp-ni gobér goudé ma hunn nés laret er* Confiteor?

R. Ni e zeli discleriign péguehet' zou à oudé n'enn domp bet é covessat, laret à ni unn nés manquet à accomplissign er benigénn enn doé reit temp hunn Hovézour, hac à obér er péh enn doé ordrenet temp, à ni unn nés manquet à zisclériign pehédeu marüéle énn unn Hovéziooeu diaguent, ha petrâ zou bet cause n'un nés quet int disclériet, ha dré valice, dré véh, dré zougeance, pé dré ancoha û bet, mar dint bet ancoheit, à manque à exa-

minign assés hunn houssiance ; pé dré hunn bout hum hastet raï, n'unn nés quet laqueit poén d'unn bout ur gùir Gontrition à hunn pehédeu.

D. *Petra zou ret gobér goudé quement-cé ?*

R. Ret û discléritign hunn pehédeu, pet gùéh unn nés int groeit, péh forte pehédeu int hac er circonstanceu considérable à nehé, ha ret û commance dré er ré vrassan guet eune à hou ancohat', pé n'unn laquéhé enn díaul d'ou huhign ; ha mar dougeamp à hunn bout ancoheit ur pehét benac, ret û pédign hunn Hovézour d'unn interrogign.

D. *Petra e zeliamp-ni gobér arlerh ma hunn nés discléríet hunn pehédeu ?*

R. Ret û laret : Ac er pehédeu-mann, hac ac er ré ol ne més quet chonge à nehé, mé oulenn pardon guet Doué à greis me halon ; ha gueneoh hui, mé Zad spirituéle, penigénn hac assolvénn. Goudé ret û achüie er *Confiteor* à oudé *meâ culpâ* ; cheleuéd guet attantion enn avisseu e ra demp hunn Hovezour, resfond guet gùirionné d'er péh e oulenn guenemp, receu er benigénn e ra demp, ha ma n'unn juge capable de receu enn assolvénn, aboeissign dehou guet humilité.

D. *Petra e zeliamp-ni gobér durant ma vé*

er

*er Bélec é reign deup enn assolvènn?*

*R.* Ret û hunn deorn joentet ha hunn pénn pléguet izéle, gobér hunn possible eit hunn bout ur hé caranteus hunn bout offancet Doué dré hunn pebédeu, ha gobér à greis hunn balon unn Acte à Gontrition.

QUENTEL SEIHVET
Ac er Satisfaction.

D. *DE bihue é vér aubleget d'obér satisfaction?*

*R.* De Zoué ha d'en Nessan.

D. *Arlerh hunn bout receüet er remission à hunn pehédeu ér Sacremant à benigénn, à ni zou hoah aubleget d'obér satisfaction de Zoué?*

*R.* Ya, rac à pe receüamp er remission à hunn pehédeu ér Sacremant à benigénn, er boén éternéle déliet eit er pehét mariéle e vé changet ordinérémant é poénieu tamporéle e zou ret absolumant paieign ér bet mann pé ér bet hont.

D. *A beban é tenn hunn satisfactioneu hou nerh ha hou vertu?*

*R.* A véliteu hemp som hunn Salvér Jésus-Chrouist.

D. *Jésus-Chrouist n'enn dés ean groeit satisfaction antiér de Zoué eit hunn pehédeu?*

R. Ya ; mæs lodêc omp énn é véliten revé er boén e lacamp d'obér satisfaction eit hunn pehédeu.

D. *Péh quer bras é teli bout er mesule ac er satisfaction e zeliamp gobér de Zoüé ?*

R. Brassoh pé bihannoh, revé enn nombre hac enn inormité à hunn pehédeu.

D. *A aubleget vér d'obér satisfaction d'enn Nessan ?*

R. Ya, aubleget omp hemp dispanse er bet de reparign quement ma h'éllamp enn domage unn nés groeit dehou énn é gorf, énn é inéan, énn é inour, pé énn é zanné ; ha ma n'unn nés ur gùir intention d'er gobér, n'éllamp quet bout pardonnet guet enn Eutru Doué.

D. *Péh satisfaction e zeli gobér d'é Nessan enn hani enn dés ean scandalet ?*

R. Ean e zeli. 1. Reign example mat dehou enn ur gonduign ur vuhé santéle. 2. Gobér é bossible eit distrugign enn ol droug enn dés groeit dré é oal scüirieu. 3. Pédign Doué eit er ré de beré é ma bet cause de behign.

D. *De betra é omp-ni aubleget à pe ne éllamp reparign ol enn domageu unn nés groeit d'unn Nessan ?*

*R.* Ret û gobér é couffiance tout er péh e el'amp, ha hunn bout ur guir volanté d'obér dehou fatisfaction antiér quentéh él ma hunn bou er moyant d'er gobér.

---

## Quentel Eihvet.

### Ac er Govézion générale.

D. *Petra û er Govézion générale?*
*R.* Ur Govézion ac enn ol pehédeu commettet a oudé er Vadient.

D. *De bihue é ma necessére er Govézion générale?*
*R.* D'er ré n'ou dés quet groeit Govézion vat er bet.

D. *Unn dein péhani n'enn du quet poéniet é fesson er bet, é fæd à é Govézionet quetan, mæs hemp quin é fæd ac er Hovézioneu enn dés groeit à oudé ur certæn amzér, à ean zou aubleget d'obér ur Govezion générale?*
*R.* Nepas, assés û ma rei ur Govézion extraordinére, de laret û, ma commançou él à bénn er Govézion e zouge enn dout goal hroeit, hac ol er ré enn dés groeit hé goudé.

D. *A deliign e rér conseillign de bep forte tud gobér ur Govézion générale?*
*R.* Nepas, penaus benac mei er Govézion

zion générale fort profitable à nehi hé huénan, bout çou neoah certæn tud de beré é h'éll gobér drouc.

**D.** *De betra é chervige er Govézion générale d'er ré n'en dint quet aubleget d'é gobér ?*

*R.* Chervigign e ra d'arresstign er boén e éllehent hou dout ar hou spéret é fæd à hou Hovézioneu diaguent, de laquat énn bou halon brassoh glahar à hou fauteu, d'obtenign dehé er remission ac er poénieu tamporéle deliet d'er pehédeu à béré enn ou dés receiiet er pardon, ha de reign d'er Hovézour hanaüédigueah à baud à dra e éll chervige dehou eit ou honduiign énn bent à salvedigueah.

**D.** *De biüe é h'éll gobér drouc er Govézion générale ?*

*R.* D'er ré n'en éllant quet hemp dangér chongeal énn ou buhé treménet; ha d'enn dud screpulus peré n'éllant quet gobér unn inclasque quer bras hemb ne droublehé hou spéret.

**D.** *Doh piüe é teliér hum adressign eit gout à ean çou mat gobér ur Govézion générale ?*

*R.* Pep unan e zeli expliquign e ræsonieu d'ur Hovézour abil hac aviset mat, ha treméne dré er péb e gonseillou dehou.

## EIL CHAPISTRE.

*Ac er Guemunion.*

### QUENTEL QUETAN.

Ac er guetan Quemunion.

D. *PEtra û quemuniign ?*
R. Receu er Sacremant ac ēnn Autér.
D. *Péhani zou unan ac enn actioneu à vraſſan conſéquance e éll ur Hrecheinn gobér énn é vuhé ?*
R. Er guetan Quemunion.
D. *Perac é laret-hui é ma er guetan Quemunion unan ac enn actioneu à vraſſan conſéquance e éll unn dein gobér énn é vuhé ?*
R. Rac er guetan Quemunion e zou ur vamménn à vonur p'enn du groeit mat, hac ur vamménn à valur pe n'enn du groeit mat.
D. *Petra zou ret gobér eit hum breparigü d'é gobér erhat ?*
R. Ret û conduiign ur vuhé ſantelloh, bout fidelloh de zonnéd d'er Hatechim, ha gobér ur Govézion vat.

D. *De béh oüait é teliêr gobér er guetan Quemunion ?*

R. D'enn oüait à zeuzec, pé à buarzec vlé ordinéremant.

D. *Ur hroaidur e hum gavehé énn dangér à varüe quent mann dehé enn oüait ce, à ean e zeliêr éll laquat d'obér é guetan Quemunion ?*

R. Ya, mar dn disquet bac anseignet mat, mar gouér er poénden principal ac er Religion, ha mar enn dés squent vat asses eit hanaüign er gonséquance ac unn action quer santéle él honnéh.

D. *A ean e éll unn dein gobér é guétan Quemunion hemp avis é Govézour ?*

R. Nepas, d'er Hovézour û jugign à ean zou é stad d'é gobér.

---

## Eil Quentel.

### Ac er Guemunion vat bac er fal Guemunion.

D. Petra û er Guemunion vat ?

R. Enn hani e rér guet en dispositioneu necessére.

D. *Petra û er Guemunion sacrilége ?*

*R.* Enn hani e rér é stad à behét mariéle.

**D.** *Enn hani e guemünie ér stad zé, à ean e recue hunn Salvér Jésus-Chrouist ?*

*R.* Ya, mæs ar é zannation él Judas.

**D.** *Péh pehét e gommett-ean ?*

*R.* Ur sacrilége orrible. Haval û é dorfait doh hani Judas, péhani e üérhas hunn Salvér, doh hani Herode ha Pilat peré er receüas eit gobér goab à nehou, ha dob hani er Juiffet peré er staguas doh er Groéz.

**D.** *Péh dispositioneu zou necessére eit gobér ur Guemunion vat ?*

*R.* Ré zou eit er borf, réral eit enn inean.

**D.** *Peré û dispositioneu er horf ?*

*R.* Bout zou diüe principale. 1. Ret û bout ar yune à oudé creiz noz, meit à ean vehair énn dangér à variie. 2. Ret û tostat d'enn daule Vasque guet respett ha modesti.

**D.** *Peré û dispositioneu enn inéan ?*

*R.* Bout zou diüe principale : er guetan û er burted à goussiance, hemp péhani er Guemunion e zou sacrilége ; enn eil û enn devotion à galon, hemp péhani er Guemunion n'enn du na tuem na yein.

**D.** *É petra é consiste er burted à gouss-*

*ſiance hemp péhani er Guemunion zou ſacrilége ?*

R. Conſiſtign e ra é vout pur ha nét à bep ſorte pehét mariüèle, de laret û é vout é ſtad à græſſe Doué

D. *É petra 'é conſiſte enn devotion à galon hemp péhani n'enn du na tüem na yein er Guemunion ?*

R. Conſiſtign e ra é h'antréign gùellan ma h'eller é ſantimanteu ac ur fé biüe, unn eſpérance ferme, ur garanté berhuidant, unn humilité parfait, unn obligation vras de Zoué, hac unn youle ſantéle de hum joentign doh Jéſus-Chrouiſt.

---

QUENTEL TAIRVET.

Ac er vat e receüamp dré er Guemunion vat, hac ac enn drouc e dénn arnamp er fal Guemunion.

D. *ANi e zeli hunn bout deſir de guemuniign liés ?*

R. Ya, à cauſe d'er græceu bras e receüamp dré ur Guemunion vat.

D. *Péh græſſeu e receüamp-ni dré ur Guemunion vat ?*

R. Pedair principale. 1. Er Guemunion vat e laqua unn union ſtert étré omp ha

hunn Salvér Jésus-Chrouist, péhani e za ér Sacremant ac enn Autér de vout énn gùirioné magadur hunn inéan. 2. Hi e gresque græsse ha caranté Doué énn hunn halon 3. Hi e arr:ste enn nerh à hunn goal inclinationeu 4. Anfin unn arrefs û ac er resurreċtion glorius, hac ac er vuhé éternéle.

**D.** *Ol er ré e ra Quemunion mat, à int e receu quement à græsseu enn eil él éguilé?*

*R.* Nepas, pep unan e receu ac er græsseu zé revé enn dispositioneu à duemdére hac à garanté enn dés doh enn Eutru Doué.

**D.** *Petra e zelièr chongeal ac er ré e ra Quemunioneu peré n'enn dint na tuem na yein?*

*R.* Enn dud-cé e vanque d'er respett e zou deliet d'er Sacremant ac enn Autér, ha hou Homunioneu hou hondui à nebedigueu d'er Guemunion sacrilége.

**D.** *Peré û enn drougueu principallan e sleige ar hé lerh er Guemunion sacrilége?*

*R.* Enn dalledigueah ac er spéret, enn ostination ac er galon ér vuhé mann, hac ér vuhé aral er jugemant enn terriplan hac enn dannation éternéle.

Ac er breparation eit er Guemunion.

D. *DEgourz é téliér hum breparign eit ér Guemunion ?*

*R.* Unn dra vat, ha de zezirign vehé ma hum brepareheé pep unan de bep courz dré ur vuhé santéle hac à sqûir vat, mæs ret û d'er bihannan enn dé quent hunn bout ur foign particuliér à chongeal ér ftad à hunn houfliance.

D. *Penaus û é ma ret hum breparign eit er Guemunion ?*

*R.* Ret û gobér ur Govézion vat, derhél hunn chonge guet enn Eutru Doué, hac er pédign de reign demp er græffe d'obér ur Guemunion vat.

D. *Petra zou ret gobér d'er mitin ac enn dé ma hér de guemuniign !*

*R.* Ret û enn ur zihunign hum laquat de chongeal à barfait ènn dra à gonféquance unn nés intantion d'ohér, dioal doh er péh e éllehé hunn laquat de chongeal é treu aral, ha monned d'enn Ilis preftan ma h'éllamp.

D. *Petra e ret hui p'enn doh énn Ilis ?*

*R.* Me ra güellan ma h'éllan Acteu à fé, à humilité, à adoration, à efpérance, hac à garanté.

**D.** *Péh intantion e zeliér enn dout à pe guemuniér ?*

***R.*** Ret û dioal doh er respett ag er bet, à glasque plegign d'enn dud, hac à bep sorte fal intantion aral, ha quemuniign énn intantion à inourign Doué, à hum joéntign doh Jésus-Chrouist, hac à obtenign guet ou é græsseu aveit omp hac aveit er réral.

**D.** *Petra zou ret gobér ér momant ma quemuniér ?*

***R.*** Ret û adorign Jésus-Chrouist à galon hac à speret, hum consacrign dehou ha hum joentign corf hac inéan doh t'ou.

---

## QUENTEL PUEMVET.

Ac enn Acte à drugaré goudé er Guemunion.

**D.** *PEtra e zeliér gobér goudé er Guemunion ?*

***R.*** Ret û gobér unn Acte à drugaré.

**D.** *Peguehêt à amzér e zou ret laquat ordinéremant d'obér unn Acte à drugaré ?*

***R.*** Ur hart-ére d'er bihannan.

**D.** *É petra e teliamp-ni impléign enn amzér e laquamb de drugarécat enn Eutru Doué ?*

*R.* É h'adorign Jésus-Chrouist péhani zou présant énn unn haloneu, é hobér Aćteu à drugaré, à auffrande, hac à oulenn.

**D.** *A betra é teliamp-ni trugarécat hunn Salvér Jésus-Chrouist ?*

*R.* Ac enn ol madeu unn nés receüet guet ou, hac énn particulier à henn dout vennet hum reign demp penaus benac ne vélitemp quet er receu.

**D.** *Petra e zeliamp-ni auffrign d'unn Salvér ?*

*R.* Hunn halon, hunn horf, hunn danné, hunn chongeu, hunn honzeu, hunn aivreu, hunn poénieu, ha hunn labourieu.

**D.** *Petra e zeliamp-ni goulenn guet Jésus-Chrouist ?*

*R.* Ol er péh e zou necessére demp revé er horf, ha revé enn inéan.

**D.** *Ne zeliamp-ni goulenn meit aveit-omp hemp quin ?*

*R.* Ret û éüé goulenn eit hunn hérent, amiét, hac anemizét biüe ha marüe.

**D.** *Penaus û é teliér treméne enn dé ac er Guemunion ?*

*R.* Ret û treméne enn dé-zé énn ur fesson santelloh hoah eit enn déieu aral, é hobér pedenneu ha pep sorte aivreu mat.

## Quentel Deuéhan.

Ac er péh e zeli gobér er vugalé goudé hou hetan Quemunion.

**D.** *Péhani ú principallan obligation er vugalé enn dés groeit hou hetan Quemunion?*

*R.* Aubleget int de viüign él gùir Grechenion, énn ur reglign hou buhé ar hani hunn Salvér Jésus-Chrouist énn amzér ma hoé croaidur.

**D.** *Petra e zisque demp enn Aviéle à hunn Salvér énn amzér ma hoé croaidur*

*R.* Tri zra, e zeli chervige temp d'instruction ha d'example.

**D.** *Péhani ú er hetan tra?*

*R.* Hunn Salvér e yé d'enn déiieu Gouile d'enn Tampl guet Sant Jojep hac er Uirhiés, hac e assisté énn Officeu, Sacrificeu hac Instructioneu e rair ino.

**D.** *Pehani ú enn eil tra?*

*R.* Jésus-Chrouist e aboeissé de Saint Jojep ha d'er Uirhiés.

**D.** *Péhani ú enn drivet tra?*

*R.* Hunn Salvér e gresqué énn oüait, énn abiltet hac énn græsse, dirac Doué ha dirac enn dud.

**D.** *A béh moyanteu é zeli hum chervigign*

*unn dein enn dés ur gùir volanté de gonduiign ur vuhé haval doh hani Jésus-Chrouist ?*

*R.* Ret ü ma pedou erhat Doué pamdé de vitin ha de noz, ha ma covessei ha ma quemuniou ur uéh ér miz d'er bihannan.

D. *Laret-temp er moyanteu aral à beré é teliér hum chervigign ?*

*R.* Ret ü dioal doh enn arrouérigueah, doh er fal gompagnoneaheu, er hroolleu, enn taverneu hac occasioneu aral d'offancign Doué; hac enn nemp enn dehé er malur de gouéh ér pehét, e zeli prestan ma h'éllou clasque er moyant de hum dénn à nehou.



# LEÇON.

*TENNET ag enn Explication ag er gùirionnéeu quetan ag er Religion, dré M. P. C. Doctor à Sorbone, Éd. à 1782.*

Enn Ilis Santéle Catholique, er Guemúnion ac er Sent.

D. *PEtra e antandet-hui dré en Ilis ?*
R. Mé antand : 1.° penaus enn Ilis e zou unn assemblée à Fidélet Crechenion peré e zou joentet, hac aliet dré er brofession e rant ag er memp Fé, dré enn usage e rant ag er memp Sacremanteu, ha dré enn aboeissance ou dès d'enn dut à Ilis bou bugulion spirituéle, ha penaus enn ol Fidélet, hac hou bugulion spirituéle e zou tout bredér, ha mambreu ag ur memp corf péhani e zou enn Ilis, hac é ma Jésus-Chrouist er penn à nehi ne éll quet bout guélet, hac er penn e éll bout guélet e zou hunn Tad santéle er Pape Vequéle Jésus-Chrouist ar enn doar. Mé antand : 2.° é ma cummun étré enn ol Crechenion er madeu spirituéle ag enn Ilis,

hac é hés communion étré enn ol Fidélet Crechenion, hac er Sent e zou ér Baradoués, hac enn inéanneu e zou ér Purgatoére; rac ni e béd er Sent, hac int hunn secoure dré hou intercession, ha dré hunn pédenneu hac aivreu mat, ni e soulage enn inéanneu ag er Purgatoére. Mé antand : 3.° penaus ne éllér quet bout salvet ér mæz ag enn Ilis, é ma stréïet partout, bac é padou bét fin er bet. Mé antand anfin penaus enn Ilis ne hum drompou jamæs, rac gouarnet, conduyet ha dihuennet é dré sclærdér, hac assistance er Spéret santéle.

D. *Pèh sorte tud e zou énn assemblée ag enn Ilis ?*

R. Er Fidelet Crechenion.

D. *Peré é er Fidelet Crechenion ?*

R. 1.° Er ré e gred, hac e ra profession ag enn Droctrine à Grechenéah. 2.° Er ré e aboeisse d'er vugulion légitime, ha veritable. 3°. Er ré peré ne rant meit ur memp corf, ha bandenn guet enn Ilis veritable, à béhani é ma Jésus-Chrouist er penn ne éll quet bout guélet, hac er penn e éll bout guélet hunn Tat santéle er Pape Vequéle Jésus-Chrouist ar enn doar. Rac-cé ol er ré ne rant quet profession ac enn Drocfrine à Grechenéah,

néah, er ré ne oboeissant quet d'er vugulion spirituéle, hac er ré n'enn dint quet joentet él mambreu biüe doh corf ha bandenn er Fidélet n'enn dint quet ag enn Ilis, él m'ann-dé er bayannet, enn idolâtret, er juiffet, enn hereriquet, er schismatiquet, hac er ré excommuniet. Neoah er ré excommuniet él m'ann dint bet à guent mambreu ag enn Ilis, dré er Vadient, ha bredér d'er Fidélet, int apparténe hoah d'enn Ilis, él sclavet achappet à dy hou mæstre, hac él bugalé dissent ha revoltet doh hou mam.

D. *Peré é er bugulion légitime ?*

*R.* Er ré e zou bet institüet, hac établisset dré Jésus-Chrouist, pé dré er ré enn doé Jésus-Chrouist institüet hac établisset. Rac-cé ol er ré, peré énn ur remontein ac enn eil d'éguilé bét er vamménn quetan ac enn Urheu sacret n'enn dint quet bet établisset dré Jésus-Chrouist memp, pé dré er ré enn doé Jésus-Chrouist établisset, ha laqueit eit gonarne ha cόndui enn Ilis, ol er ré-zé n'enn dint quet bugulion légitime ha véritable.

D. *Peré é enn heretiquet ?*

R. Er ré e gred, hac e anseign guet diaboeissance hac ahurtemant, unn Doctrine contrélé d'enn hani enn dés

anſeignet Jéſus-Chrouiſt, hac e zeſque ac é berh enn Ilis d'er Fidélet.

**D.** *Peré é er ſchiſmatiquet?*

**R.** Er ré e hum ziſparti pé e zou diſjoéntet doh enn Ilis véritable eit gobér unn Ilis, hac ur vandenn à coſté.

**D.** *Perac é hannüér enn Ilis Catholique?*

**R.** 1.° Rac m'ann-dé bet commancet, inſtituet, hac établiſſet dré enn Apoſtolet, peré e zou er Fondaterion principallan à nehi. 2.° Rac m'ann-dé gouarnet, ha conduyet dré enn dud à Ilis inſtituet dré enn Apoſtolet, hac heriterion hou fouvoérieu, droitt hac autorité. N'enn dés éué Eſcob Catholique er bet, péhani énn ur remontein bét er vamménn ag enn Urheu ſacret, ne hum gavou établiſſet dré enn Apoſtolet, pé dré ré inſtituet hac établiſſet à hou ferh. 3.° Rac ma conſerve fidèle mat Doctrine hac anſeignemant enn Apoſtolet. Hi e gred hac e enſeigne hinihüe énn dé, er péh enn doé enn Apoſtolet credet hac anſeignet énn ou amzér.

**D.** *Hac éllein e rér bout ſalvet ér mæz ac enn Ilis?*

**R.** Nepas, racér mæz ac enn Ilis n'enn dés quet à ſalvedigueah. Eit arriüe enta ér veritable ſanteleah, ret é quetaņ tout

rantréein énn Ils, mar behair dispartiet ha disjoentet doh-t'hi, pé mar behair bet bouttet ér mæz à nehi ; d'enn eil ret é goulénn antréein énn-hi, ma ne vair bet jamæs mambre à nebi, ma ne vair bet jamæs croaidur dehi dré er Vadient, rac ér mæz ac enn Ilis n'enn dés quet à fanteleah veritable, na par conséquant falvedigueah er bet de efpérein.





# ACTEU UR HRECHEIN

*Eit er Bedénn de Vitin.*

I. DEit, Spéret Santéle, carguet à hou cræffe caloneu hou Fidélet, alumet énn hé enn tan facret à hou caranté divin.

II. Menn Doué, me gred énoh, me laqua me ol confiance énoh, m'ou car à greis me halon, m'ou ç'adore amann préfant, m'ou ç'hannaüe eit me Hrouéour ha me Mæftre drés ol er réral, ha preft cair on d'ahoeiffign doh ne vern é petra.

III. M'ou trugairéqua, ô menn Doué, à hou pout me hrouéet ha laqueit ér bet, à hou pout me phrenet dré Oaid précius hou Mab, à hou pout menn groeit croaidur d'enn Ilis Catholique, hac ac enn ol græffeu e més receüet gueneoh durant mem buhé, hac énn particulier à hou pout men goarantet enn noz-mann déuéhan doh pep forte goal accidant.

IV. Menn Doué, me gonfacre deoh me ol chongeu, conzeu, aivreu ha poénieu ac enn déuéh mann. Taulet, menn Doué, hou pénédiction ar nehé, acélfin ne vou hanni à nehé, ne zei à

hou caranté, ha ne vou eit hou praſſan gloére.

V. Doué à me halon, reit-teign er ſecourieu à beré e més d'obér eit dioal doh pep ſorte pehét, hac eit accompliſſign é pep tra hou volanté. N'éllan nétra hemp oh, menn Doué, mæs n'enn dés nétra n'eſpéran à hou madeleah infini : reit ſclærdér d'em ſpéret, tuemdér d'em halon, nerh d'em volanté : dihuennet-mé doh anemizét me ſalvedigueah : ſalvet-mé dré hou cræſſe, acélſin ne viüign meit eit oh, ha ma variiign énn ou caranté ſantéle : ol er græſſeu mann e oulennan gueneoh dré véliteu Jéſus-Chrouiſt hunn Salvér adorable, dré interceſſion er Uirhiés glorius Vari é Vam, dré interceſſion me Æle-Gardien, me S. Patrom, hac enn ol Sent ha Santézet ac er Baradoués.

*Goudé é larér er* Pater, *enn* Ave Maria, *er* Credo, *Gourhemenneu Doué ha ré enn Iliſ, &c.*





# ACTEU UR HRECHEIN

## Eit er Bedénn de Noz.

*Enn tri Acte quetan, él ér Bedénn de Vitin, nameid ma changét er guirieu déuéhan ac enn drivet Acte, é léh peré é larér,* hac énn particuliér abad enn dé mann.

IV. Guet à favurieu e més mé receuet hinihue à hou madeleah infini, ô menn Doué, ha hoah guet à uéh e més mé abuset à nehé! Hou pet truhé doheign, menn Doué, revé er vraftæt hemp mesule à hou miséricorde, reit-teign sclærdér eit hanaüign me fauteu, reit teign dareu eit ou ouilign.

*Goudé é rér enn Examenn à gouffiance, hac arlerh é larér er* Confiteor.

*Er* Confiteor *é latin.*

Confiteor Deo omnipotenti, beatæ Mariæ femper Virgini, beato Michaëli Archangelo, beato Joanni-Baptiftæ, Sanctis Apoftolis Petro & Paulo, omnibus Sanctis, & tibi, Pater, quia peccavi nimis cogitatione, verbo & opere, meâ culpâ, meâ culpâ, meâ maximâ culpâ.

Ideò precor beatam Mariam ſemper Virginem, beatum Michaëlem Archangelum, beatum Joannem-Baptiſtam, Sanctos Apoſtolos Petrum & Paulum, omnes Sanctos, & te, Pater, orare pro me ad Dominum Deum noſtrum.

Miſereatur noſtri omnipotens Deus, & dimiſſis peccatis noſtris, perducat nos ad vitam æternam. ℟. Amen.

Indulgentiam, abſolutionem & remiſſionem peccatorum noſtrorum tribuat nobis omnipotens & miſericors Dominus. Amen.

*Er* Confiteor *énn Brehonnéc.*

MÉ goveſſa doh Doué ol buiſſant, doh er Uirhiés Vari, doh Sant Miquéle Arhéle, doh Sant Yahan er Badéour, doh enn Apoſtolet Santéle Pierr ha Paul, ha doh enn ol Sent, ha dohoh hui, me Zat ſpirituéle, rac me més pehét rai dré chongeu, dré gonzeu, dré aivreu, dré me faute, dré me faute, dré me faute braſſan. Rac-cé mé béd enn Intron Varia heurus perpet Gùirhiés, enn Eutru Sant Miquéle Arhéle, enn Eutru Sant Yahan er Badéour, enn Apoſtolet Santéle Pierr ha Paul, hac enn ol Sent, ha hui, me Zat ſpirituele, de bédein enn Eutru Doué aveit on.

V. Menn Doué, qué bras e més mem bout hou ç'offancet, rac ma hob infini-

mant mar, infinimant digne de vout caret, ha rac ma tisplige er pehét deoh, me més ur volanté ferm ne retournign muy dehou dré hou cræsse, me bellei doh enn occasioneu à nehou, hac er hovessei prestan ma h'élligη.

VI. Mé aussre deoh, ô menn Doué, er repos e yan de guemér, hac e joentan doh er repos enn dés queméret hunn Salvér durant ma hoé ar enn doar. Beaih hui memp menn goarnour, ô menn Doué, acélsin ma reposign énoh, ha ma tihunign aveit oh, ha dré er moyant-cé ma veign perpet doh hou ç'inourign.

VII. Me Ælc-Gardien, me S. Patrom, ol Sent ha Santézet, ha hui é special, Guirhiés Santéle merbet Mam de Zoué, queméret mé édan hou protection, goulennet aveit on unn nozeoh vat, hac er græsse ac ur marüe santéle hac eurus.

*Goudé enn dra zé é larér er* Pater, *enn* Ave Maria, *er* Credo, *&c.*



F I N.

